WIKIPEDIA

# Arabeg levantek an norzh

Ur yezh semitek ar c'hreiz eus is-skourr ar yezhoù arabek eo **arabeg levantek an norzh** pe **arabeg siriek-libanek** komzet gant tro-dro da 15 milion a dud en holl e Siria (8.8 milion 1991) ha Liban (3.9 milion e 1991, pe 93% eus ar boblañs). Komzet e vez ivez gant kumuniezhioù ezbroidi en Antigua ha Barbuda, Arc'hantina, Belize, Kiprenez, Republik Dominikan, Gwiana c'hall, Stad Israel, Jamaika, Mali, Puerto Rico, Surinam, Trinidad ha Tobago, ha Turkia (Azia).

Ur yezh unvan ez eus, diazezet war doare-komz Damask ha degemeret mat e vez ivez hini Beirout.

Levezonet eo bet rannyezh Aleppo gant arabeg Mezopotamia.

Implijet e vez er skinwel hag er skingomz.

Pemp rannyezh ez eus:

- **Arabeg norzh Liban**
- **Arabeg norzh-kreiz Liban**
- **Arabeg su-kreiz Liban**
- **Arabeg su Liban**
- **Arabeg kreiz Siria** (*shami*)

## Gwelet ivez

- Arabeg
- Yezhoù semitek


**Porched ar yezhoù hag ar skrituriоù** – Adkavit pennadoù Wikipedia a denn d'ar yezhoù.